# GWALARN

## DIVI KENAN KONGAR

# AR WAZIG

41

EBREL 1932

# Ar Wazig

## I

E gwaremmou an dorgenn e c'hane ar wazig.

Ha sed amañ penaos e tigoras ar c'hoari.

En deiz ma stagas Per Gerivin gant ar medi, e oa tomm-poaz an amzer. An heol, chomet kuzet e-pad eun nebeut mat a zeveziou a lugerne ker splann, hag e wrez a lakae ar c'holoennou da strakal pa dremene laonenn ar vederez drezo.

Eun den war an oad, Per. Dek vloaz ha tri-ugent, marteze ; — gant seurt tud, avat, piou a c'hell lavarout ! Ha sounn c'hoaz daoust d'an oad. E vouez a dregerne pa lavare : « Ac'hanta ! »

Sevel a reas-heñ e benn ; ha sec'ha e dal gant mañch e roched. Hag er pellder e sellas, dreist an draonienn. Meleni a rae an eost du-hont, ivez. Tro-dro e oa leuniet an aer gant safronerez gwenan diwelus ; labour e pep lec'h hag ampartiz.

— Bloaz eost, hevlene !

Hag e weled pennou pounner ar gwiniz o soubla ker koant dindan an aezenn a zeue diouz ar reter — tu ar sec'hor — : eur frealz d'al lagad.

Setu ar vederez degouezet e korn an dachenn.

— A-sav eur predig-amzer ma lakaimp eur c'horniad.

Perak mont ker buan, eme Ber, pa oa ker brao an amzer, pa vo kel leun an arc'h.

Hag en eur garga e gorn e sellas eur wech c'hoaz tro-dro d'ezañ. E winiz, ker kras, ker pounner e bennou ! E vederez nevez-flamm ! hag e eosterien. Lorc'h a veze ennañ gant e eosterien. Kaout en e di atao an hevelep re, dek vloaz a oa, ugent vloaz a oa. Evel Chann Gatou, pleget du-hont da zastum piz ar stlabezennou a chome war-lerc'h. Ne felle ket d'ezi koll eun dakenn diouz danvez he mestr : ha setu ma laboure tre ma oa ar re all o kemerout eun ehan. Ha Yann an Tisoul c'hoaz, ha Cheun vras, dreist-holl !

Deut e oa davetañ pa ne oa c'hoaz nemet eur c'hoz paotrig, da veza mevel-saoud. Ha setu heñ deut da veza bremañ gwasa paotr ar c'harter dre an nerz hag an ampartiz. Ar mevel tiek.

En tu-all d'ar c'hleuz e kleved bremañ eur vederez all o vont en-dro. Hini Neizkaouenn. Hini Fañch.

— Ac'hanta ! emañ krog Fañch ganti. Me 'l lavar d'eoc'h, n'en deus ket kollet e amzer p'en deus gouezet e oamp er park... N'eo ket eur souez kennebeut p'en deus ar brud da veza atao da genta gant e eost er c'harter-mañ.

— Ma karomp-ni, da vihana, ne vo ket da genta evit eur bloaz, eme Cheun, dichek.

— Ne dalv ket ar boan en em laza, amzer hon eus, n'eus forz pegement.



— Evidoun-me a lavar, kentoc'h eget e welout oc'h echui eun noz araozomp e labourin ha noz ha deiz.

— Me ivez a labouro, eme Yann.

Evit Chann Gatou, ne gemeras ket zoken ar boan da sevel he fenn. Ne gave tamm souezus ebet kement a raed. Gwelet he doa an amzer ma vezed bemdez war-sao a-benn teir eur hanter en eost, an amzer ma veded gant ar falz ha ma tourned gant freilhou. Komz a rae gant doujañs eus an amzer-se. Tañvet he doa hi bloaveziou a zoan ha bloaveziou levenez.

Dare e oa da ober pep tra evel a-goz.

Hag ar baotred yaouank o-unan a voe frealzet, hag e teuas kalon d'ezo.

Eul lonkad mat a sistr da bep hini ha tiz er vederez. — Trei a eure betek dek eur noz. Morse ne labourjod gant kement a aked, gant kement a galon ; morse ne gouezas ker klok ar gwiniz en e zrammou.

Ar peurved a gouezas en hevelep deiz e Kerivin hag e Neizkaouenn. Bamet an holl.

Fañch en doa eur c'heflusker, eun nebeut bloaveziou a oa. Nerz eiz loen. Ha d'e dro, dre guz, hep ranna grik da zen ez eas Per da glask unan. Nerz daouzek loen.

Da sul e oa renket an dournerezed.

D'al lun vintin e roc'has an dournerezed. Bec'h war bep hini evit beza ar c'henta.

Traou a veze sanket en dournerezed ken na vennent stouva, ken na zibrade ar c'heflusker e strapennou ha ken na bennfolle. Cheun a vouete e Kerivin. Fañch a vouete e Neizkaouenn, pignet war eur c'harched « SHELL ». An dour a zivere puilh diouz tal an dougerien kolo ; ha daoulammat a veze graet d'ar merc'hed evit distroba al leur, niza ar greun hag e c'horrenn. N'eus forz.

An dournerezed a voude ingal, a voude, atao leun ; adalek tarz an deiz betek an noz teñval.

Ha daoust d'an dale bet gant tri devez latar, Per en devoe e beurzourn a-benn ar c'houec'h a viz eost da greisteiz. Biskoaz kement all er c'harter. Fañch n'en devoe e hini nemet a benn ar seiz da zek eur.

Pell, pell a oa abaoe ma ne oa ket bet gwelet kement-se ken nebeut. — Hag e chomas an dud sabatuet, hag e talc'has an teodou da vont en-dro.

Labour moc'het, a lavare darn. Mes Per a werzas mat e c'hreun. Fañch a werzas mat e c'hreun. Ha tevel a rankas an teodou.

Fañch, avat, a oa gouliet e-doun e galon.

## II

E gwaremmou an dorgenn e c'han ar wazig. Ha gant an diribin e tiskenn, hedro ha kammigellus, dreist ar vein hag ar grouan.

Du-hont emañ ar mor ma kollo hec'h ene, ma kollo he c'hened. Ha ma paouezfe-hi, ar mor ne baouezo ket, hag e kendalc'ho gant e labour.

Kent avat, e rank redek davet ar mor gant tor ar menez ; ha ren he buhez. Hag e rank-hi redek 'mesk ar vein hag ar grouan, 'mesk ar geot hag ar bent ; ha chom da gammigella ha da c'hoari er pradou sioulik.

Kalon Fañch Neizkaouenn, avat a zo gloazet.

D'ar mare-se, end-eeun e oa o chom er c'harter eur plac'h yaouank kenedus, Mona hec'h ano. Merc'h a oa d'eun tieg bihan, Laou Arzel, a rae e annez er Gergared.

Hepken. Eur plac'h a renk izel, nebeut tuet d'en em ziskouez. Ret e oa d'ezi labourat diehan da zerc'hel he zi a -ratre. Ar vugale all a oa chomet war he divrec'h ha ne oa c'hoaz nemet trizek vloaz.

Triouec'h vloaz a c'helle kaout d'ar mare-mañ.

Bez' e oa he zad eun den eus ar re wella, kalonek d'al labour, mes eun tammig balc'h, divenn ; ha war-se gwall dechet da eva bep gwech ma kuitae ar gêr. Gwelet fall kenañ e oa gant an amezeien : ne ouied ket sklaer a-walc'h petra'felle d'ezañ ; hag e veze prest atao da drei gant an hini a gomze gantañ da ziweza.

Gwirion e oa e soñjou. Dizalc'h, avat.

Ne oa c'hoaz nemet seiz vloaz abaoe ma oa deut da chom da Gergared ; ha, war lavar an dud, dre ma oa lipet e strantilhenn gantañ en eur c'hoz tiegez lastez ; en abeg d'eur prosez diwar-benn an dour.

Ne ouied ket mat.

Eun dra a oa diarvar : eun estren e oa.

A benn daou vloaz hanter e varvas e wreg.

Neuze, evel just, e rankas Mona choukata ar bec'h. Hag eun tiad bugale da ober war o zro. Kerbihan all c'hoaz. Ha re baour e oa Laou evit paea eur plac'h.

Seveni a reas ar plac'hig eus ar gwella d'ar gefridi fiziet enni. Pep tra a veze naet ha kempenn. Reizet mat war-dro an ti. D'ar gerc'hadeg foenn ha da zeiz ar peurzourn, da gement degouez, e rae gant kement a aked war-dro pep tra, ma ne gaved nemet eur vouez d'he meuli.

Hi, avat, a chomas eur plac'hig gouez.

Na pebez si evit eur plac'h ker koant, a zouge ker sounn he fenn da zeiz ar pardon, pa veze ar banniel etre he daouarn.

Ne denne ket d'he zad, nann ; na d'he mamm kennebeut. D'he zud-koz, marteze. Anavezet he doa he mamm-goz — Doue r'he fardono — ; ha kabac'h e oa deut he zad-koz da veza bremañ : ne guitae mui toull an tan nemet evit mont da ober tro e zouarou. Eur boaz koz. Hag e talc'has d'ezañ, hañv-c'hoañv.

Ne baoueze ket da lavarout d'e verc'h-vihan : « Na te a zo heñvel ouzin-me ! » Ret eo ivez lavarout e oa hi e filhorez.

Ne vern an doare, mes gwall c'houez e kaved ar goantenn. Ne gare ket mont da ruilhal er c'holo-fresk ha beza hilliget gant ar baotred. Ar pardoniou a rae heug d'ezi kement ha komzou diseven an dud hag o goapadennou.



Ar merc'hed koz a gave da lavarout ha da zislavarout, hag a ragache. Peur 'ta n'her grint ket ?

Koulskoude ec'h entanas kalon meur a baotr. Rak distank e oa ar merc'hed koant en toullkarter-se. Kreñv marteze, digened, avat ; ker boutin ha ma c'hellont beza. Ankounac'haet em eus piou eo a lavare e oant mat holl da staga ouz an hevelep druilh ha da stlepel war o fenn en aod.

Mona, eta, e oa ar goanta, hag a bell.

Koulskoude e kouezas hi d'he zro e karantez eur paotr yaouank a Runavran, Yann. Heñ ivez he c'hare. O paouez en em gavout er gêr a oa, graet e amzer soudard gantañ. Eur paotr sart ha kreñv anezañ.

Asanti 'reas o zud.

En em sikour a raent da eosti, pell a oa, abaoe an eil bloaz ma oa deut Laou d'ar Gergared. Pep tra a yae mat en-dro. Ar binvidigez a rene adarre e tiegez Laou, pe, da vihana, an dienez a oa aet kuit.

Ha den ebet ne soñje e vefe eun diwez d'an emgleo.

III

Er goañv-se, avat, tabut ha tousmac'h o sevel dre ar vro en abeg da zouriou ar wazig.

War ziribin an dorgenn e reas, warlene, Per Gerivin, foenneg gant e waremm. E wir striz, eme an dud.

Er ganienn, avat, ec'h en em lede parkeier Fañch. Ha dour a oa enno. Ha d'an eizvet devez

war-nugent a viz kerzu er bloavez-se, war-lerc'h eun deveziad kaer a c'hlao pounner, e voe degaset an urcher da arvesti ouz ar reuz. Ha sevel a reas eur skridenn.

Per a vo galvet da gaout ar barner, hag e paeo !

A-viskoaz, avat, e oa bet dourek ar parkou-se. A-holl-viskoaz e kounerez an dud. Ne ra se forz, avat ! Pa c'heller kaout krog, n'eo ket 'ta, ez eo krapa ? Daoust ha Fañch a c'hell kaout truez ouz Per Gerivin. A nann ! Beza e zizenoret kement. Truez ebet.

Galvet e voent da gaout ar barner, eur miz goude, pe war-dro. Kavet e oa bet testou a-du hag a-enep. Daoust hag eun test mat a c'heller kaout e seurt aferiou, sur ? Daoust hag unan bennak a c'hell kompren tra pe dra e lezennou kel luziet ? Daoust hag alvokad Per ne ziskouez ket d'ezañ melladou al lezennou, ha daoust ha ne asur ket d'ezañ e c'hounezo ? daoust hag hini Fañch ne ra ket kement-all ? Laeron holl.

— Breutaer hep beza laer ! ! !

Er varnedigez, den na gomprenas takenn. Fañch a rankas paea darn eus ar mizou, ha Per a baeas an darn all. Hemañ, gwir eo, en doa aotre da drei an dour war e foenneg. Ya, gant ma ne rafe ket a zroug d'egile, pe gant m'hen digollfe.

Fañch a lavare dre holl en doa gounezet pa resevas tri c'hant lur da lakaat en e yalc'h ; ne rannas grik, avat, a-zivout an dournad bilhedi a rankas tenna evit rei d'an alvokad, nag a-zivout an dournad all a dennas evit rei d'ar barner.

Per, d'e dro, a brezege dre ma'z ae, ez oa heñ eo



a c'houneze, pa oa anzavet outañ ar gwir da drei an dour da lakaat war e brad. Hepmuiken.

Hep hen diskouez, avat, Fañch ne oa ket lakaet reiz e spered gant ar varnedigez. Gwelout a rae mat-tre n'edo ket evit izelaat brasoni e amezeg. Ha lakaet e oa diaes gant an traou-se ; kenderc'hel a raent da boueza war e spered.

Hag an holl a welas splann ne c'helle kement-se beza nemet eun arzao kent eur c'hrogad all. Ha pebez krogad !

▼

A wazig kuz ha sioul, ha gouzout a rez-te ar warizi ac'h eus lakaet da sevel e kalon an dud. Redek a raes d'an amzer ma ne oa c'hoaz oc'h ober o annez en hor bro nemet arzed-meur ha gourejened ; d'ar mare ma voe savet ar peuliou mein er gwaremmeier hag ar c'hrugellou war lein ar runiou noaz ; d'ar mare ma teuas a Vreiz-Veur hag Iwerzon, Sant Gweltaz ha Sant Malo, Sant Iltud ha Sant Brendan, Sant Tual ha Sant Tenenan benniget. Gwelet ac'h eus amzer ar gadarnidi hael, ha gwelet ac'h eus an amzer vezus m'en em zispenned war relegou ar vro. Gwelet ac'h eus pep tra. Gwelet ac'h eus an droug hag ar mad. An Diaoul enoret ha madelez Doue disprizet. Ha gwelet ac'h eus kement a drubuilh abalamour d'eur veradenn zour ? — Marteze.

Rak an dour a zo danvez garo. E lezenn a zo eul lezenn griz.

An tan pa zeu d'ezañ kregi a vez mouget ha lazet, harzet e vez outañ. An dour avat a zo gwasoc'h. Savet e vez kleuziou da virout outañ, hag e ro lamm d'ezo. Tevaet e vez ar c'hleuziou ; hag e kav an tu

da redek, d'en em sila dre an distera toull, goude ma ne vefe ket frankoc'h eget riboul eur goz, pe hent eur c'houil, goude ma ne vefe ket frankoc'h eget kraouenn eun nadoz.

Glan eo an tan. Ha leuniet eo an dour gant bagadou viltañs a weler ennañ oc'h eonenna, o kildrei hag o virvila ; toulla, debri, krigna a reont. Hag an dour, fuloret ganto, a en em led.

Pe e pign, hag e pign, ken e kouez dreist kleuziou ha kaeou.

Evel ma lavare Nouel goz :

— An dour a rank redek war-zu an traoñ. Aner eo herzel outañ.

IV

Bloavez a dremenas, hag eun eost all adarre. An amzer a bade, hag an afer a rene. Da viz genver e voe eun diskenn justis. Dont a reas an amezeien da sellout, gwall hir o fri. Paour kaez tud, ne oant ket boas da welout kement a « aotrouien », ha c'hoant o doa gouzout.

En deiz-se e voe darbet da Nouel-goz, mezo evel boaz, beza sammet d'an toull-bac'h. Tostaat a reas ouz ar « *prezidant* » en eur c'hlaouri hag en eur valbouzat eur ger bennak diintent. Gwall uhel, evelato. A nann ! ne felle ket d'ezañ e ve lakaet Per da goll ; eur mignon a viskoaz — mignon eun eurvez evaj. Ken na zeuas ar barner da veza fuloret ruz. Unan bennak a sachas war brec'h Nouel, a lavaras eur ger bennak, ha kompezet e voe an traou.

E-keit-se e savas trouz diwar-benn Laou Gergared. Bez' en doa douarou e-mesk re Ber. Ne ouie



petra lavarout. E doare ebet avat, ne felle d'ezañ sanka e fri en afer. Ha pa c'houlennjod outañ hag eun dra bennak en doa da lavarout, ne lavaras netra.

Souezusat planedenn. A-wechou, ma komzer, ez eur sur da veza tapet berr ; a-wechou all, daoust ma chomer hep ober van, e vezer tapet koulskoude.

Kaerat karteriad tud !

Diouz eun tu, Per ha Fañch en afer. Diouz eun tu all, eun toullad tud digas ha dizeblant, mat da senti, da sellout, d'en em welout ha da ober korfadou gwin. Eur vandenn merc'hed yaouank dizemez, savet gwarizi enno, diouz eun tu all c'hoaz.

Paour kaez Laou a deue da veza nec'hetoc'hnec'het bemdez. E doare ebet ne felle d'ezañ en em emellout ouz an afer ; ne selaoue nag aliou e verc'h, na re an amezeien.

— Skiant prenet, emezañ.

Amezeg tosta Fañch, Nouel an Neizkaouenn, a oa eun ibil all ha ne rae ket fall e-touez ar vandenn. Eun den espar. Morse ne veze gwelet diabaf pa laboure e dri barkig. Mezo pa veze oc'h araf, mezo pa veze o c'houennat, e veze ken mezo all pa veze o vedi hag o tourna.

Diwar an deiz-mast e teuas da veza kilhenn ar c'harter, ha ne gleved nemet e gont, n'eus forz e pelec'h trei.

Heñ, avat, ne rae an distera forz hag e kendalc'has da gana, hag e pec'has muioc'h-mui war e gazeg koz, eur c'hoz sprec'henn, bec'h d'ezi chom

war he fevar zroad ; bevet gant raden glas, keit ha ma padent.

Da viz mae e voe graet an eil diskenn justis. En taol-mañ war Laou eo e kouezas an hopadennou. Ne ouzer ket mat penaos, mes evit doare e tostaas re an holl hag e voe merzet gant alvokad Fañch, eun trouc'had den teo anezañ, gant baro gwenn, hag, evit doare, distagellet mat. Ne voe ket seizdaletoc'h evit hopal war ar paour kaez Laou :

— A'ta, pez divalo, petra'rez te o fourra da fri dre amañ ? Kerz buan ac'han da welout ha n'emañ ket ar c'hleñved war da saoud !

Laou ne respontas ket, ne reas van ebet zoken da veza klevet, mes pa c'hellas kaout e lank e sailhas prim ac'hano, mezek an tamm anezañ. Biken n'en dije kredet. Ne lavaras da zen. Ar c'heleier avat, her gouzout re vat a rae, a red buan, buan mantrus. Hag adalek neuze, bep gwech ma tegoueze gant unan bennak, e teue da veza abaf : kredi a rae merzout eur minc'hoarz e pleg e vuzellou.

Daoust ha perak ivez ne reas ket heñ evel Nouel goz ; ober eur c'hofad muioc'h a win-ruz, ha lezel an dud da lavarout. Laou, avat, en doa eun temzspered all. E eost a oa bet dister adarre warlene ; ha bremañ e oa klañv e ounner, e wella ounner ; daoust hag edo o vont d'he c'holl ? da veza lakaet war an douar noaz, ha d'ezañ eun tiad bugale da sevel. Hag e verc'h da zimezi. Daoust ha Yann Runavran a rofe e vab da verc'h eur c'hlasker-e-voued, pegen koant bennak e c'helle-hi beza. N'eo ket gant koantiri eo e vever.



Da zeiziou diweza miz gouere e voe an abadenn etre Fañch ha Per. Edod krog gant ar medi.

Ne gemmas ket an traou nemeur. Anzavet e voe adarre da Ber ar gwir da lakaat an dour war e brad, gant ma ne rafe ket a zroug d'ar re all. Ar mizou a chomas boutin.

Paper ar varnedigez a reas adarre tro ar c'harter.

Hogen, eun darvoud a-bouez a oa degouezet. Laou en doa lavaret « Me a asant degemerout an dour. »

Diwar douarou Laou, ha neket diwar douarou Per eo e rede an dour war barkeier Fañch. Hag ar varnedigez a zouge an dra. Ar varnedigez a zouge an dra-mañ, kuzet dindan ar brezegerez c'houllo :

« Laou Arzel a zo da baea an droug ! » Paour kaez Laou. M'en divije gouezet. Ugent lur bemdez, a c'houlenne Fañch. A ya, Per a c'hell kerzout sounn e benn. Fañch a c'hell kerzout ken sounn all e benn, ne baeint netra !

Laou, avat, a zo morzoliet e galon, gwall vorzoliet. Petra 'ray ? Mont da gaout Fañch, en em glevout gantañ ? En em glevout gant hennez hag a zo krog diaoul an aferiou ennañ, ne c'hello ket. Ha goude ma c'hellfe, n'her gray ket, rak c'hoarzet e vefe d'ezañ.

Mirout ouz an dour. Sania ha dizania. Setu ar gwella.

Paour kaez Laou ! Te a gav d'it e c'heller mirout ouz an dour da vont ouz traoñ.

Ha diouz an noz, en deiz-se, e tezrevellas pep tra d'e vugale, evit ar wech kenta. Penaos e c'helle, avat, beza sikouret gant eur plac'h yaouank

triouec'h pe naoñtek vloaz, bec'h d'ezi ober wardro an ti ; gant eur paotrig pemzek vloaz, en oad ma tesker skiant-prena ; hag ar re all en o gwele...

Paea a ri, o den ! Dont a reas an urcher.

Daoust da se e tizanias e zouar a-dreuz hag a-hed. N'en deus ket soñjet ne c'heller ket mirout ouz an dour da sila, ha dreist-holl, ne oar ket ne c'heller ket mirout ouz an eien da rei dour.

Rak eien a zo e parkeier Fañch.

Eien hag a dalvezo.

An eien e park Fañch, gant piou e vo dizec'het ? Kaer az pezo sania ha dizania, Laou, e kendalc'ho da redek. Ha war ar gudenn-se eo chomet mut an testou, mut evel pesked an Aotrou Doue. An testou a lavar hag a zislavar, bep eil tro. Hag an alvokaded, o welout se o deus c'hoarzet, o gwalc'h.

— Laou, mont a ranki d'al lez-varn ! eme an avel dre ar gwez-pin.

— Laou, mont a ranki d'al lez-varn ! a gane ar falc'h dre ma trouc'he an ed.

— Laou, paea a ranki !... a vouskomze, hag an dour, hag an avel, hag an ed.

— Rivinet e vezi, rivinet e vezi !... eme ar maen, tre ma riskle war ar falc'h.

Laou gaez, ne deuas ket da soñj d'ezañ e vefe dieubet ma lavarfe eun dra, eun dra hepken, da Ber : « Me n'am eus ket ezomm eus da zour ! »

Ne ouie ket mennout, avat !



## V

E-pad an amzer-se, avat, e krogas gwasoc'h freuz dre ar vro. Pep hini a gave traou a vil vern da rebech d'e amezeg. Kement-se holl en abeg d'an dour milliget.

Fulub Kervengi a grogas gant Paol Gerivin, abalamour d'eur foenneg nevez ivez. Ha Per Gerivin, evel ma n'en dije ket trawalc'h gant unan, a en em daolas ouz Yann goz Runavran.

An deiz ma teuas da gaout Laou e reas an urcher eun devez eus ar re wella.

— Eur c'harter dreist evidoun, emezañ c'hoaz gant goap goude se.

Ar pep gwasa, avat, a voe etre Per ha Yann en abeg d'eun toull graet gant hemañ dindan an hent evit degas an dour betek Runavran. Bemdez a veze stanket d'ezañ, ha bemdez e veze distanket gantañ.

Eun nebeudig deiziou e padas ar c'hoari ; ken na gouezas Yann ha Per fri-ouz-fri a-zioc'h an toull.

— Ac'hanta ! war e-dro emeur ? eme Ber.

— Ya ; ha c'houi ivez ?

— Emaoun.

— Ha gant aotre piou ?

— Gant va aotre va unan.

— Ha neuzé ?

— Ez oun mestr war an dour-mañ pa zeu diouz va douar.

— Nann, avat, me eo. An dour a dle mont en douar tosta.

— Gwelet e vo.

— Gwelit ar pez a girit, ar pez a zo a chomo, ha d'in-me e vezo.

— Ne fell ket d'eoc'h lezel an dour-se da redek ?

— Nann.

Ha Per ha strinkal e langede a dreuz treid egile. Yann, heñ, a lammas dreist, hag a zifoeltras gant Per eur mell taol krog war e benn. Mankout a reas war e daol, avat, ha ne voe droug ebet.

Chom a reas an traou eno.

Mes eur barrad kounnar a oa e kalon pep hini anezo. Yann ha Per n'en em bardonin ket.

An eost a yeas en-dro. Peurvedet e oa, hogos.

D'ar sul e voe lakaet an dournerezed war al leur. Dont a reas Laou da sikour Yann, ha Yann a rôas an dourn da sikour Laou. A benn ar meurz e soñjed mont en-dro.

Setu penaos edo rannet an traou er c'harter evit an dourna :

1. Fañch (Neizkaouenn), hag e niz, eus ar vourc'h.
2. Laou (Kergared), Yann (Runavran) ha Nouel goz (Neizkaouenn).
3. Per (Kerivin) e-unan, gant kerent.
4. Paol (Kerivin), Fulub (Kervengi), Visant (Lein-ar-Menez).
6. Per (Runavran) ha Saig (Kerivin).

Ne oa ket a lec'h da gemma an traou nemet etre Fulub ha Paol.

D'ar meurz beure e savas an dud e kroz an dispac'h. Nouel goz a voe degaset gant Yann goz Runavran da gemenn da Laou ne zournfe mui gantañ. Ne zisplege ket mat an abeg. Aesoc'h e oa d'ezañ, emezañ, dourna gant e amezeg a oa bet ouz e c'houlenn.

Gloazet e doun e galon e voe Laou adarre ; doan ennañ da veza bet goapaet eur wech muioc'h.

Fañch en devoe kelou ivez ne rafe mui e niz gantañ. Hogen, na gollas ket e benn.

Per, heñ, na gollas ket eur vunutenn.

A raok kreisteiz edo e Kergared. Ha Laou a reas ar marc'had. Ne ouie ket, sur a-walc'h, ar pez a rae, petra a oa e bevar devez-arat eost e-skoaz c'houezek devez-arat Per ? Na sellas ket ken piz-se, avat. Petra en defe bet graet, e-unan-penn ?

Ha Per a laboure dibaouez da zistaga diouz Fañch ha Yann goz kement hini a c'hellfe o sikour, evit redia, emezañ, an daou « babor » da zourna a-gevret.

Erfin, setu penaos e kompezas an traou :

1. Tri rumm Lein-ar-Menez.
2. Saig ha Paol Gerivin.
3. Daou Rumm Runavran.
4. Per, Laou, Nouel ha Fulub. — (Per en doa gouestlet dourna pep tra gant e zournerez.)
5. Fañch, e-unan.

Chom a rae Fañch e-unan. Kaer en doa bet redek, komz, paea banneou, na gavas nikun. Hag edo o vont da zourna pa deuas, n'ouzer ket perak, Per Gerivin d'en em ginnig d'ezañ.

Karter daonet !

Piou a ouezo petra a zo bet etre Saig ha Paol etre Fulub ha Visant, etre Laou ha Yann Runavran. Pe froudenn dic'hortoz ?

Karter daonet !

Fañch, Per, hag an dour.

Saig a deuas da gaout Per. — ha Per Gerivin a voe eur pez lorc'h ennañ. E amezeien, ken rok en e geñver, a ranke dont da c'houlenn e skoazell.

— Ac'hanta, emezañ, deut int davedoun, deut int da gaout Per Gerivin.

Paouez a reas an dournerezed a voudal. Graet e voe ar peurzourniou. Ne voent ket peurzourniou lirzin evel kent ; ne voe mui klevet ar c'hanaouennou nag ar c'hoarzadeg glan ha gae. Ne voe mui klevet nemet malloziou ha leou-douet distaolet etre daou vanne *lambig*.

Perig, mab Laou, a glaskas eun deiz kana, war c'houlenn ar merc'hed. Ha selaouet da genta gant ar brasa evez e voe buan trouc'het d'ezañ e gomz. Savet e oa adarre, da heul moged ar gwin, soñj an amezeien e-barz empenn ar wazed.

— Ac'hanta ! eme Ber, kaer ar son, neketa ? Me 'soñj d'in n'en deus ket Fañch par d'ezi, duhont, ar c'hast-se !

— N'eo ket eun den eo se !

— Evidoun-me, lavarout a ran, ha goude ma rankfen dispign betek va gwenneg diweza, e welin fin an istor. Ma vezan rivinet, heñ a vezo ivez, ha ne vezo dizenor ebet oc'h en em welout war an hevelep derez. Me 'm eus ranket gounit va bara war bouez va divrec'h. Va bugale o deus divrec'h ivez, hag a zo gouest da c'hounit o bara.

... Du-hont, ouz eun daol all, dirak eur banne hini kreñv all, e kleved an kevelep malloziou, an hevelep kunujennou, ha Fañch a lavare damdost an hevelep komzou...



N'eus nemet Laou a zo chomet hep eva. Hanterleun e chomas e werenn a-hed ar pred a-bez. En e gichen, setu Nouel goz o c'hlaouri war e asied, oc'h eva eul lonkad, o tana e gorn, hag o tufa e gwask an daol, bep eil tro. — Den eürus. — Larkoc'h, e penn uhela an daol, Per a ziskouez e vruched krapennek dre wask e roched digor, hag e sav e benn :

— Ac'hanta !

Paotr koz !

Saig ha Fulub a weler oc'h en em dourta, hag e lavaront an eil d'egile, dibaouez : « Te 'zo mignon d'in-me ! » en eur floura o diskoaz.

Tud eürus.

Ar re yaouank a zo morgousket ha pikouzet o daoulagad, kement e selaouont gant evez ; ken n'o deus ankounac'het en em dabutal hag en em hilligat.

Tud eürus.

Paour kaez Laou, petra out deut da ober er c'hoz karter daonet-mañ ?

« Arabat c'hoari gant an tan ! » Nann. — Arabat c'hoari gant an dour.

## VI

Ar wazig a gerz atao, hedro ha kammigellus. Troet diwar he hent, e kerz atao ken seder ha ken sioul ; oc'h en em vezvi gant c'houez ar bent hag ar geot, gweñvet gant gwrez an heol berv.

Du-hont emañ ar mor, ar mor m'eo tonket d'ezi mont atao davetañ. Ar mor kompez hag aketus ; bepred.

Laou a zo gwall nec'het e spered. Daou all a zo hag a zo ivez gwall nec'het o speredou. Yann ha Mona int-i. — Penaos mont an eil gant egile bremañ pa ne fello mui gant o zud. Emañ Per Gerivin etrezo. Emañ ar bed-holl etrezo.

— Ac'hanta !

Hag eo lakaet nec'het spered ar plac'hig c'houez. Lavaret en deus he zad : « Ne ankounac'hain morse petra en deus graet Yann d'in !» Hi, avat, a oar mat petra e talv an dra-se. Dirazañ. Dirak an holl. Gouzout a ra ec'h ankounac'haio he zad evel ma ankounac'ha pep tra. Eur goanag nevez a zeu en he spered. Kent, avat, ez eo ret ec'h echufe ar prosezou daonet-se. Ha peur ec'h echuint ? — Marteze e padint bloaveziou ha bloaveziou. Piou a oar betek peur. — Arabat c'hoari gant an dour.

Yann, ivez, a zo nec'het. Diblegus eo e dad d'ezañ. Ha morse n'en deus ar mab gellet gouzout perak eo bet dilezet Laou.

— Hag evit ar pez a sell ouzit-te, echu eo pep tra etrezout hag e verc'h.

Setu !

Heñ na gave ket ken tenn. Kompren a rae an dud, war e veno. Gortoz a ray, hag e kendalc'ho da zarempredi e vuia-karet. An dud a c'hello dispourbella o daoulagad. Na lavarint ger.

Mona, hi a zo gwall enkrezet ha fromet he c'halon. Gouzout re vat a ra n'eus netra vat da c'hortoz e-lec'h ma 'z eus kement a dousmac'h hag a drubarderez. Hag hi, ar verc'hig c'houez, a zo dare d'en em rei d'an neb a garo, pa vez digalonekaet, a-wechou.



Ar goañvez-se a voe trist e Kergared. An eost a oa bet fall, adarre. Padout a rae an amzer gant e latarenn, hag ar glao. Kleñvel a reas ar mab kosa. Ha ret kaout dilhad ha boteier d'ar re all da vont d'ar skol ; paea o levriou, o merenn er vourc'h ; paea ar medisin war-dro Glaodaig.

Ha Laou a gollas e afer.

Ret e voe gwerza eun ounner war he leue kenta, d'ar mare ma oa marc'had-mat mantrus ar chatalkorn. Ha c'hoaz e voe ret kemerout espeseri e kred.

Ene Laou a oa skournet. Ar paour kaez tieg na laboure mui ; mont a rae gwall alies da walc'hi e c'hlac'har betek an ostaliri.

Eun devez a viz c'houevrer a savas abret-kaer evit gouzeria dindan al loened, skrivella ar c'hezeg, hag ober al labouriou war-dro kêr.

... En aner e c'hortozjod anezañ a-benn dijuni. Kavet e voe e solier ar c'hrañj, stag ouz ar groug.

Red sioulik, gwazenn-zour, setu an hini kenta a zo marvet abalamour d'it.

Perig, an eil mab, a gavas ar c'horf-maro. Chom a reas sounnet dirazañ. Ha gant ar spont e koue-zas klañv d'e dro.

Trouz a reas ar maro-se, ha redek a reas ar brud evel kelou an tan. Kalz tud a zeuas a-benn an douaridigez. Eun deveziad glao spontus. Gleb-dourteil an dud o tegouezout er gêr.

Pebez arouez fall, va zudou.

Ne voe ket gwerzet Kergared, evelato. Breur yaoua Laou, dizemez, a deuas di da ober e annez. Mont a reas an traou en dro adarre. Edo Mona mestrez an tiegez bremañ.

VII

An tabut a gendalc'has gwasoc'h-gwaz etre Yann ha Per ; hag etre Per ha Fañch. Fulub ha Paol a yeas adarre dirak ar barner.

Breutait, komzit, diastal ha dibaouez. Ne vo ket en aner. Tra pe dra a deuio da c'houde ; ha pa ne ve nemet arc'hant bras e yalc'h an aotroned, alvokaded ha barnerien.

Yann a gollas.

Per a gollas. — Ha Fañch a voe lorc'h ennañ.

Pa na zispignent ket buan a-walc'h o danvez gant ar prosezou, e savas heligenta etrezo da c'houzout piou a gempennfe ar gwella e diegez. Er bloavezse, ar varc'hadourien skiberiou-houarn, ar varc'hadourien mekanikou hag ar varc'hadourien ludu a reas brao. Rak Per ha Yann, ha Fañch ha Paol, ha Fulub c'hoaz ha Saig a zo evel krog tan an dispign enno. O welout emaint piou a roio ar muia. Hag e rôont, hag e rôont.

D'abardaez deiz ar servij penn-ar-bloaz gant Laou, Yann, skuiz emichañs o tournata paper, en em daolas war e benn en e buñs nevez, o lezel e chupenn hag e votou er-maez.



Evit an douaridigez e voe tennet ar c'hantoloriou koad, ankounac'haet pell a oa e-touez gwiad-kevnid koufrou ar sakristiri.

« Arabat c'hoari gant an dour ! »

Adalek an deiz-se e krogas ar spont er c'harter. Avel an distruj a redas dre ar vro, a c'houezas war an dud, hag a lakae soñjou ar maro da gellida, da greski, da zaskren ha da gorolli e tammig boulienn an dud, gwall vastaret, end-eeun, gant kement a reuz hag a dabut.

Er bloavez-se, keit ha ma padas eun alberz a c'hoañv, kerkent ha ma tiskenne an heol drek ar menez ne baoueze ket an diaoul da redek dre an hentou hag ar gwenodennou, douget er c'haouadennou avel pe er barradou kazarc'h, prest da blava evit kutuilh ene ar reuzeudig. Hag an neb a grede mont er-maez, eur wech kouezet an noz, a gleve, en tu-all d'ar girzier, eskern an Ankou o wigourat an eil war egile, ma oa prest da zegemer ar prof a blijfed kinnig d'ezañ.

Ha pep hini a sante en e wad galv ar bed-all ; hag herzel a ranke, start ha kalet, pe e kouezje.

War-lerc'h Yann e kouezas Per. Re zister a oa d'ezañ ar groug, re zister a oa d'ezañ ar puñs. Eun nozvez, eun nozvez reverzi, eun nebeut a-raok goulou-deiz ez eas d'an aod. Ha diwar an tevenn uhela ec'h en em strinkas er mor.

A mor e lonkas, hag a eonennas.

Fañch a reas eul leo hanter da vont d'en em stlepel dindan an treñ.

Red, gwazig, sioul ha kammigellus, davet ar mor; daoust ha n'ac'h eus ket trawalc'h gant eun aberzad-meur : pemp den, tud ar reuz hag an drubuilh.

Eo, awalc'h he deus. Rak Saïg, taget ivez gant ar c'hleñved n'en deus ket gellet kas e vennad da benn. C'hoant en doa ober brasoc'h, meurdezusoc'h. Ha c'houitet en deus. Ober *harakiri* evel ar Japaniz, eun dra kevrinus lennet war eun almanak. Hag avec'h m'en deus sanket e goñtell eun hanter-meutad en e gof m'eo kouezet semplet. Ha douget eo bet d'e wele, e-lec'h ma pareo.

Yann yaouank Runavran a zo bet peg skilfou ar c'hleñved euzik-se ennañ ivez. N'eo ket d'en em laza. Eun doare hiraez nemetken. C'hoant a oa deut d'ezañ mont da vartolod.

Eur vorenn fall nemetken, ledet war e spered. Hag emañ nijet kuit.

Parea a ra eur c'harteriad-tud.

War-dro derou miz mae e tegouezas Mona gant Yann, du-hont, er gwaremmou, war an dorgenn, war riblou ar wazig-zour.

Ar wazig a gendalc'he da redek, lirzin, a gane, a hiboude. Hag a rae goap. « Arabat mont da c'hoari gant an dour ! »

Mona a oa kaeroc'h c'hoaz bremañ. Treutaet e oa. Hogen, na pegen boull he daoulagad frank. Edo oc'h ober stamm en eur ziwall ar saoud.



Ne voe komz ebet etrezo. Gwall ankeniet e oant o daou : E oant lakaet en hevelep stad. Ha piou o sikouro ? ha piou o c'hennerzo ?

Kompren a raent bremañ. Marteze.

Ha d'ar c'houlz-se, pa davas pep tra en diwez, e chomas an holl alvaonet ha mantret. Ne oa mui netra war an tu reiz er c'harter. — Petra ober nemet labourat dibaouez ?

Ar vuhez a en em lakaas adarre da vont en-dro. Sioulaet pep tra.

Mona ha Yann a sellas adarre an eil ouz egile.

# Notennou

## LEVRIOU NEVEZ

*Hent ar Groaz,* da gaout e ti ar gazetenn « Breiz » pe e ti Keriltud e Brest : pevar real. — « Hent ar Groaz » an Ao. Lec'hvien a zo eul levrig mat e brezoneg yac'h, a-seurt gant ar re embannet a-raok gant ar skrivagner-se. Nevezi a ra evel-se lennegez relijiel Breiz. Ezomm bras he deus.

*Kanaouennou 22-vet Gouel ar Bleun-Brug,* e gwerz e ti Keriltud, 11, straed Algesiras, Brest : ugent real (mizou kas ouspenn). — Evel pep bloaz ec'h embann ar Bleun-Brug e levr kanaouennou. Evel boaz ez eus ennañ traou mat ha traou hanter-vat. Eur wech c'hoaz e kavomp komzou lakaet n'eus forz penaos war an toniou. Kemerit da skouer « An Anzav », p. 15. Plijus an ton, plijus ar c'homzou, anezo ar seurt traou santimantal a zo sur da blijout d'an dud. Hogen an ton hag ar c'homzou, eur wech dimezet, a zo evel ki ha kaz. Pegoulz e vo kemeret ar brezoneg evit eur yez sevenaet ? Sellit c'hoaz, p. 8, « Da Gaourintina ». Klota a ra mat-kenañ ar c'homzou gallek ouz ar sonerez. Evit ar c'homzou brezonek, avat, faziou hogos war bep linenn : *pa zigor,* ar pouez o koueza war *gor,* — *Kaourintina,* war *rin,* — *er vro-mañ,* war *mañ,* — *eun dudi,* war *eun* ha *di.* Ar pez a reer evit ar galleg, perak ne reer ket evit hor yez ?

*Manion,* gant T. Gwynn Jones, embannet e ti Hughes a'i Fab Wrecsam : 5 shilling. — O paouez degouezout ganimp eo al levr-mañ, anezañ an hini kenta eur ar rummad c'houec'h levr a dle derc'hel oberou klok ar skrivagner kembreat bras. *Manion* a zo eun dastumad barzonegou berr, moulet amañ hag ahont er bloaveziou diweza. Diwezatoc'h hor bo tro moarvat da gomz hiroc'h diwar o fenn. Menegomp hepken evit ar pred ez eo al levr-se moulet ha goloet en eun doare a c'hellfe ober mez d'imp, kement ez eo brao, ha marc'had-mat. Ar re eus hol lennerien a oar lenn ar c'hembraeg a raio mat o prena al labourmañ eus penna barz Kembre en amzer-mañ.

Spi a zo da gaout hep re zale peurrest *Kenteliou Brezoneg* Roparz Hemon.



## DRE AR C'HAZETENNOU

OBER. — Kenderc'hel a ra *Ober* gant e hent evit mad ar yez hag ar vro. Liesskrivet eo atao, met kalz sklaeroc'h eo da lenn eget diagent. Emañ o sevel, e-kichen e Skol dre Lizer Uhel, eur Skol dre Lizer Izel, evit ar re a za krog da zeski ar brezoneg. Skriva da Verour ar gelaouenn *Ober,* Boest-Post 25, Montroulez. Eun dlead eo harpa ar bodad Bretoned-se.

KANNADIG KLOERDI KEMPER. — Kaset eo bet d'imp niverenn miz-genver ar c'hannadig moulet gant « Kenvreuriez ar Brezoneg » Kloerdi Kemper. Ar wech kenta e oa d'imp gwelout ar c'hannadig-se, hag a zo graet mat, moulet splann, ha skrivet en eur yez flour, na mastaret na re uhel koulskoude. Eur pennad dudius-meurbet a gavomp, savet gant J. L. Gouzien, diwar buheziou sent koz Breiz. Setu amañ ar c'halvadenn graet gant kloer yaouank Kemper :

« Hor c'hannadig, abaoe bloaz pe zaou, a zo o klask en em renevezi. Ha dont a ray a-benn ? Ne c'hell ket ober re gaer huñvreou, rak skañv eo e yalc'h, ha bihan niver e lennerien ».

Spi hon eus en em gavo unan bennak e-touez hol lennerien da skoazella labour an dud yaouank gredus-se.

Kazetennou all. — A bep tu e welomp kazetennou breizek o sevel hag oc'h adsevel, ar pez a ziskouez ez eus buhez, ma n'eus ket a unvaniez, en hor bro. Bihanik, avat, lod ar yez en darn vuia anezo. Eur fazi eo, a gredomp.

## BREZONEG AR VUGALE

Setu amañ roll ar profou diweza : An Ao. Lec'hvien : 20 l. — An Ao. L. Dorval : 10 l. — Eun den a Aljer ha na oar ket ar brezoneg : 100 l. — An Ao. Duchauchix : 20 l. — An Ao. P. Laurent : 200 l. — X... : 5 l. — An Ao. H. Ar Menn : 25 l. — An Ao. G. Berthou : 10 l. — An Dim. O. Chevillote : 40 l. — An Ao. Y. Kerlann : 5 l. — An Ao. Dr. Cornic : 50 l. — Dizano : 20 l. — An Ao. Michel : 3 l. — en holl : 508 l.

Setu amañ roll al levriou kaset : Plouvien : 62 l. 50. — Plourio : 325 l. — Ar C'hastell-Neve : 585 l. — Logivi-Plougraz : 20 l. — en holl : 992 l. 50.

Chom a rae, d'ar c'henta a viz meurz : 3. 129 lur.

Trugarez d'an donezonerien. Evel ma welit, e c'hellomp c'hoaz rei levriou. Gwelloc'h pa vezint etre daouarn ar vugale eget evel bremañ o poultrenni e ti *Gwalarn.* Goulennit hag e vo roet d'eoc'h.

Emeur o vont da embann *Kanenn Hini Langenau*, oberenn ar skrivagner alamanek Rainer Maria Rilke, troet gant Olier Mordrel. Setu ar wech kenta, a gredomp, ma troer a-zevri-kaer eun oberenn alamanek en hor yez. An droidigez, graet gant kalz aked hag ampartiz, a ziskouez gallusteriou ar brezoneg lennegel. Embannet e vo e stumm eul levrig war baper kaer. Kant skouerenn hepken a vo moulet, niverennet ha sinet, gant eur golo kartoñs : Priz : 10 lur (da veza paeet en a-raok).

## KANNADIG GWALARN

### OC'H OBER BERZ

N'o devo ket gortozet pell hol lennerien evit ober degemer brao d'hor *C'hannadig*. D'ar sul e oa degouezet niverenn *Gwalarn* ganto. D'ar meurz e oa dija leun hor boest a liziri da c'houlenn diganimp niverennou. Hag en deveziou da heul memes tra.

Karet hor bije embann amañ an holl lizerou mat hon eus bet. Ret eo d'imp rei darn anezo hepken. A-walc'h e vo da ziskouez ar menoziou a zo bremañ o sevel e-touez ar re speredeka eus ar Vretoned dihunet.

An Ao. Abad Le Bars a skriv d'imp :

« *Ra vezo deuet mat ho tiweza ganet ! Ho Kannadig a raio berz, a gredan. Eun ere muioc'h etre ar Vrezoned ! Ra yelo da bevar gorn Breiz da domma ar garantez ouz ar vammvro, da c'hovelia chadenn an Unvaniez etre hec'h holl vugale* ».

An Dim. Marc'harid Gourlaouen a skriv :

« *Gant plijadur em eus lennet he doa Gwalarn krouet eun ober nevez, Kannadig Gwalarn. Kredit e rin ar pez a c'hellan evit berz ar c'hannadig-se* ».

Digant an Ao. Yann Sohier :

« *Lennet em eus e Gwalarn ar miz-mañ nevezinti embannidigez ho Kannadig. Eur menoz mat eo, hag e vo marteze ar C'hannadig-se skouer ar gelaouenn vras, e brezoneg penn-da-benn, ret evit savetei hor yez* ».

Digant G. B. Kerverziou :

« *Gwelout a ran hizio beure e vo embannet dizale Kannadig Gwalarn. Eun taol frouezus eo, a gredan. Hag a dalvez beza harpet. Em c'hornig e c'hellin e skigna kalz hag ober abostolerez evitañ.* »

Digant an Ao. O. Mordrel :

« *Ret eo, d'am meno, mora bigi nevez, eur wech an amzer, da zihuni an dud. Skuiz e teuer buan e Breiz gant eur strivadenn a bad heñvel outi hec'h-unan.* »

Digant an Ao. R. Delaporte :

« *Fiziañs am eus e ray berz. Gortoz a reomp anezañ gant mall.* »



Digant an Ao. Yann Kerlann :

« *Degouezet eo ganin « Kanou en Noz ». Da heul, lennet em eus kelou ar C'hannadig nevez. Plijet bras oun a se, Ret eo d'ar mare-mañ kaout eur gelaouenn bobl... Ret e vezo skigna Kannadig Gwalarn. D'imp-ni d'hen ober... Dont a raio amzer ar pardoniou, ha marteze e vo gallet ober eun tammig « skigna ». Ra raio berz Kannadig Gwalarn !* »

Biken ne lavarimp trugarez a-walc'h d'hor mignoned. Plijadur a ra d'imp gwelout tud o kredi eveldomp ne c'hell ket an « emzao uhel » hag an « emzao izel » beza distag, o kredi eveldomp e rankont er c'hontrol kerzout skoaz-ouz-skoaz, oc'h en em harpa an eil war egile. Ar pez a glask *Gwarlarn* dreist-holl, — nag a wech hon eus hen lavaret ! — eo tizout « rei deskadurez d'ar bobl e brezoneg ». An diazez a zo krouet : roet hon eus da Vreiz an « emzao uhel » n'he doa bet biskoaz, hag a zo koulskoude kreizenn pep buhez vroadel. Bremañ e c'hall kreski an « emzao izel », peogwir en deus eun dra bennak start d'e zougen.

Gouzout a reomp he deus plijet niverenn genta hor *C'hannadig* d'ar re ez eo bet graet evito, da lavarout eo d'ar bobl. D'imp-ni avat ne blij ket. Bez' e c'hellomp, bez' e tleomp, bez' e raimp kalz gwelloc'h : kalz bravoc'h, kalz dudiusoc'h, kalz buhezekoc'h, kalz muioc'h diouz ar c'hiz bremañ. Fellout a ra d'imp ober e doare ma vo *Kannadig Gwalarn* par d'ar gwella kazetenn c'hallek a c'hell dont etre daouarn hor c'henvroiz. Evit-se e c'houlennomp skoazell hag aliou digant pep unan. Lavarit d'imp frank petra a gavit mat, petra a gavit fall en hor C'hannadig, petra a soñjit-hu, petra a soñj an dud hoc'h eus hen gwerzet pe hen roet d'ezo diwar e benn, petra a vefe mat lakaat e-barz ha petra a vefe mat lemel dioutañ. Kannadig Gwalarn n'eo ket graet evit blenia. Graet eo evit rei d'an dud, d'ar muia a dud ar gwella, ar pez o deus c'hoant kaout. Ne glask ket ober e vestr. E c'hoant eo beza servijer pobl Vreiz-Izel.

Setu amañ roll ar profou hon eus bet evit ar *C'hannadig*. Ar re genta eo kepken, ar re degouezet a-raok ar c'henta a viz meurz :

An Ao. Laurent : 15 l. — An Ao. G. Godu : 5 l. — An Ao. G. Berthou : 10 l. — X... : 50 l. — en holl : 80 l.

Trugarez !

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.
Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.
OWEN HA LUNET (Gwalarn 30). — 3 lur.
DIARMUID HA GRAINNE (Gwalarn 32). — 5 lur.
Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ (Gwalarn 34-35). — 10 lur.
Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.
Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL. SKOL S. ENDA. — 4 lur.
X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

